# GWALARN

## YANN SOHIER



80

GOUERE 1935

TAOLENN



# BARZONEG

savet gant

YANN SOHIER

nebeut a-raok

e varo

ha kavet

en e baperou

E-tal ar groaz,
Dirak ar C'hrist maen en noaz,
Seiz arched saprenn
'Zo tremenet er wenodenn.

Seiz arched saprenn,
Bleniet gant an Ankou didruez,
Seiz arched saprenn nevez
O deus kuitaet ar gêriadenn-mañ,
Dindan barradou sklas ar goañv,
'Vit bered ar barrez.

Seiz maouez koz, kabac'h ha dizant,
Er goañv-mañ a zo maro,
Ha torret eo bremañ ganto,
Er seiz ti-plouz a Gernevez,
Ar walenn aour, gwalenn ar yez,
Ar walenn aour a unane
Kalonou nevez
Ar vugale
Ouz kalonou ar re goz.

Torret eo ar walenn aour,
Torret eo ar walenn,
Ar chadenn vurzudus
A eree an amzer-vremañ
Ouz pellder
An amzer dremenet.

Seiz maouez koz a zo maro,
Seiz maouez a vire ganto,
Soublet war flammou uhel an oaled,
Spered,
Kened,
Ha yez an Tadou.

Seiz arched prenn,
Dirak ar C'hrist maen,
Ha ganto eo aet da hesk,
Eienenn fresk
Awen
Ar Ouenn.

E Kernevez,
War c'hlannou glas al lenn,
A-hed ar bodou kelvez,
Ne vo klevet mui bremañ
Nemet
Yez
An Estren.

Evel-hen e kane Jakou Kerloaz,
Dirak ar C'hrist maen en noaz,
E-tal ar groaz.

YANN SOHIER.



e koun

# YANN SOHIER

# An Hadour

Ne drouc'ho ket an eost gwenn, hadet gantañ a zournadou e parkou Breiz.

Maro eo Yann an hadour, kent tizout, hag a bell, siouaz, an ero diweza, kejet c'hoaz en e zaouarn had a bep seurt. Had yaouank ar vro goz, hag ivez marteze, greun deut a vaez vro. En e galon avat eur garantez hepken, holl c'halloudek : Karantez Vreiz.

Maro eo unan eus gwir vibien ar vro... setu perak omp glac'haret, ni e vreudeur, tra m'emañ neouac'h ar greun strewet gantañ d'ar seiz avel o kellida e parkou BREIZ.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...

R'en devo Doue truez ouz an Hadour.

X. DE LANGLAIS.

## Maronad

An heol a zeue a-forz dre doull ar prenestr digor-bras
Dour al lenn-borz koz a hiboude tener e traoñ an diri,
Leun e oa ar sul gant eur seurt levenez a gane e pep
Hag e oas maro... ! [lec'h,

Mont a ris e-mesk an dud gwisket 'n o dilhad sul,
A valee goustad 'hed ar mor skedus ha flour,
Hag e oa enno kement a vuhez drant ma ankounac'hais
E oas maro...

Daou zen koz en harlu a vrezonege war vili an aod...
Sellout a ris outo
Hag e chomis a-sav, bamet, o soñjal
E oas maro.

... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ...
An disilhon, kent kila, a riblennas ar straed
Gant eon bervennus a steuzias emberr.
Ar vuhez a zo bresk !
Breskoc'h eo ar c'houn !
'Vel eon al lano e verv eur pennadig
Kent steuzia da viken e traez an Ankounac'h !

an Haor-Nevez.
e koun ar sul 24 a viz meurz 1935

FARNACHANAVAN.



### PENNAD I

Diaes e kavan skriva diwar e benn ken abred goude e obidou, ha koulskoude ret eo.

Diou amzer a zo bet en hon darempredou. Eur c'houlz a voe m'en em welemp dreist-holl er c'hendalc'hiou. Eur mare birvidik ha rust eo bet hennez en istor an Emzao yaouank goude ar brezel. Mont a raemp, evel klaskerien-vara, da c'houlenn, a-gleiz hag a-zehou, bruzunou eur vuhez breizek rik ouz taol ar rummadou kosoc'h. Muioc'h a drubuilh eget a frealz marteze a zegasemp d'ezo. Ne vezemp ket dalc'hmat gwall seven. Fellout a rae d'imp mont buan, trei penn d'ar vaz hep termal, ha kement-se ne c'hoarvez ket alies e buhez ar poblou. Hogen evit digarezi krenn hor rustoni n'o deus ar re a zo bet feuket ganeomp nemet soñjal e rankemp goude an tri, pevar, pemp dervez-se pe ar sizun-se d'an hira, bevet e-touez eur bagad tud, d'ezo da vihana eur menoz bennak a-liou gant hor re, adkemer ar stern c'hall a voustre war hor c'halon penn-da-benn d'ar bloaz.

E kendalc'h hollgeltiek Kemper, e gwengolo 1924, e kav d'in em eus graet anaoudegez da vat gant Sohier. Hor menoziou heñvel, hor micher a gelennerien a dlee muioc'h-mui startaat al liammou skoulmet etrezomp d'ar poent-se, hag a zo deut tamm-ha-tamm d'ar vignoniez n'am eus gouezet pegen doun ez eo gwriziennet nemet dirak e varskaoñ.

Eil amzer hon darempredou a zeraou p'oun deut da chom e Sant Brieg. E Plouiel, e-kichen Landreger,

e oa-heñ neuze oc'h ober skol. Dalc'hmat eo bet war-dro ar vugale vihan ha prederiet en deus dibaouez war e vicher ha klasket lakaat e skiant-prenet da dalvezout evit mad ar gelennadurez vrezonek a zo da sevel en hor bro. War-dro 1926 e c'houlennas diganin lakaat e brezoneg pennadou dastumet amañ hag ahont hag adaozet a-ratoz da sevel eul levr lennaduriou gant skeudennou ha kenteliou. Troet eo bet ar pennadou. Treset eo pell'zo ar skeudennou. Boulc'het mat eo bet ar c'henteliou. En amzer avat ma vije bet talvoudus-dreist al levr-se, ne voe kavet nag an arc'hant nag an tu d'hen moula. Eun darnig bennak a zo bet lakaet e « Kannadig Gwalarn » miziek hag er « Falz » diwezatoc'h. Hogen kemmet en doa Sohier e soñj abaoe diwar-benn al levr-se ha klask a rae, evel m'en deus graet dalc'hmat, ober c'hoaz gwelloc'h.

E miz genver 1929 e timezas. Eur pennad oa ma soñje e kement-se. N'oa ket avat eun afer aes. Ne felle d'ezañ da bried nemet eur vrezonegerez, d'ezi kalon ha skiant a-walc'h da gompren talvoudegez al labour breizek a oa mennad doun e vuhez. Kavout a reas neuze e soñj. Lidet e voe e eured en iliz-veur Landreger. Eur brezegenn gaer e brezoneg a voe graet d'an dud nevez ha d'ar bagad mignoned bodet en-dro d'ezo. Brezoneg a dride e pep korn an eured-se.

Goude an eost e voe kaset Yann Sohier hag Annaig an Den da Blourio, e kichen Pempoull. Eno int chomet abaoe. Kendalc'het o deus da labourat evit bugale Breiz. D'o merc'hig Mona, ganet e 1931, e fellas d'ezo rei ar brezoneg da yez he c'havell. An eurvad n'oa ket bet e hini a roas d'e grouadur. N'eo ket ar gentel hepken en deus roet d'imp ar Breiz-



Uhelad-se, hogen ar skouer sanket doun ha dalc'hus er vuhez pemdeziek.

Eus al labouriou embreget gantañ a-raok krouidigez « Ar Falz », e vo, deiz pe zeiz, gallet komz hiroc'h. N'eo ket spis a-walc'h va eñvoriou bremañ. Eun dra evelato a rankan da lavarout. Lakaet en deus va ano e-kichen e hini war droidigez « Hiawaza » savet gantañ e 1932. N'em eus graet, e gwirionez, nemet c'houenat ar pep grosa euz ar faziou a zeue c'hoaz dindan e bluenn. Da neb a raio ar figus dirak al labour-se eo deraat soñjal ez eo deut diwar-bluenn eur Breiz-Uhelad.

E 1933, setu kenta niverenn « Ar Falz ». Anavezet gwell eo e labour abaoe ar pred-se. Bez' eo bet e vuhez hini e gelaouenn. An amzer n'oa ket gouestlet d'e vicher a zo bet sunet an darn vuia anezi gant an niverennou da gempenn ha gwasoc'h c'hoaz moarvat gant al liziri da respont. N'eo, siouaz ! nemet re ziwezat hon eus gwelet e oa aet eno da hesk e holl nerz. Fellout a rae d'ezañ, en eur labourat evit bugale Breiz Nevez, gounit d'ar gelennadurez vrezonek kement hini a c'hellfe eus o mistri skol. Digeri tachenn an dazont en deus graet ha setu heñ kouezet war vevenn ar waremm da zifraosta. Kendalc'het e vo gant e labour. Pegeit avat c'hoaz e vo leñvet, n'eo ket hepken d'ar c'heneil dispar, hogen d'an arer dalc'hus a zo bet skrapet diganimp gant an tonkadur kriz ha dall ? Pa vije bet ret e gwirionez e lezel da veva pell a-walc'h evit beza eur Falzer.

ABEOZEN.

## PENNAD II

N'am eus-me gwelet Yann Sohier nemet peder pe pemp gwech bennak, ha brasa anaoudegez am eus dioutañ eo dre liziri.

Daoust da se, avat, penaos ankounac'haat ?

Hag heñ dirazoc'h, e pare ennoc'h eur sell ken eeun, a-ziadreñv gwer e lunedou, keit ha ma tisplege d'eoc'h, n'eo ket e huñvreou, e venoziou avat, poellek ha didro, ha gwirion.

Ha bepred e laboure e spered.

Pell'zo en doa soñjet Sohier e « Falz », graet dioutañ pal e vuhez. En Emzao n'en doa ket kavet e wir hent. Evel e genvroiz e tomme e wad ouz an traou breizek, ouz Breiz. Houmañ avat ne oa ket evitañ eur « vro » hepmuiken, eur « boblad tud » ne lavaran ket. Politikerez ? Ya, kavet en doa toull d'ezañ : pleustri evit brasa mad an holl, hini al labourerien, ar bobl, gwir zanvez hor bro. Huñvre ? O sevel eur bazenn uheloc'h, dre an deskadurez vrezonek. Penaos ? En eur vont da vugale ar bobl en o yez.

Pebez skouer ! eur Breiz-Uhelad anezañ, e teskas ar brezoneg. En e baperiou — bet fiziet ennoun — am eus kavet meur a lizer digant gouizieien evel an « tad » Vallee, Meven Mordiern, Ar Rouz h.a... o respont da c'houlennou diskleriaduriou, hag a ziskouez e kendalc'he aketus d'e studia.

Skriva a rae d'in : « Labour AR FALZ n'am lez



ket dieub awalc'h da bleustri war ar yez evel ma karjen ober. » pe c'hoaz, seul taol ma tegoueze gantañ eun dournskrid diganin :

« A, m'am bije-me gouezet brezoneg eveldoc'h, nag a draou burzudus n'am bije ket graet ! » An den kaez ! Awalc'h e pleustre p'edo o sevel gwella lodenn ar gelaouenn, a vez eun enor kenkoulz d'ar brezoneger, evel d'ar rener bugale ma 'z oa !

Diouz an toulladig notennou damskeudennet chomet war e lerc'h, e weler anat an dra-mañ : ne vern pe Istor, douaroniez h.a. e ve, tra vreizat ebet n'e leze digas.

Edo bepred o sevel-disevel mennadou, heñ hag e bried karantezus, e genlabourerez kalonek, eur geneilez stummet dioutañ. Ret-mat eo hel lavarout : an holl amzer, ha betek an termen, eo hi bet eun dizamm da Sohier.

Savet « ar Falz ». Gouzout a rae mat an diaesteriou a gavje war e hent, digasted ec'hon — ha zoken eneberez — ar skolaerien laik, e genvreudeur, e-keñver pep menoz breizat, e-keñver ar brezoneg. Gouzout a rae ervat en dije bet alies ar bec'h da samma : lakaat eus e c'hodell e kef ar gelaouenn, evit ma vevje, ma kendalc'hje d'en em sila.

Hag en em silet e oa. Tud amgredik — eun nebeudig re — a oa deut da domma, da glouara kentoc'h ouz e abostolerez divrall ha padus. « D'ar wirionez, an amzer ne dalv ket ». Fiziañs en doa Sohier, fiziañs en deus bet atao. Nepred ne veze digalonekaet, zoken er brasa enkadennou, pa oa hesk ar c'hef, pa deue d'ezañ en-dro niverennou nac'het, liziri a ziskredoni, a zigomprenusted. Dihesket ar c'hef, adstaga a rae a-nevez, hep termal morse.

Ha bremañ e oa troet an traou d'e zidoania. Pep tra a yae mat ; en em veva a rae ar gelaouenn ; anavezet e oa hec'h ano ; burutellet e oa, er c'helaouennou sindikadou mistri-skol, ma oad staget a-zevri da vreutaat « Kudenn ar brezoneg desket er skol ». Pa varvas-heñ.

Ne welo ket Yann Sohier frouez e labour. Re abred eo aet diouzimp. Poan gollet avat n'eo ket. Gant harp an holl Vreiziz dihun e kendalc'himp koulskoude.

Sellomp ouz skouer dibar Yann Sohier.

Eveltañ bezomp « dalc'hus », leun a fiziañs, ken sur hag heñ o veva emaomp da vat o kerzout war-du an trec'h.

KERLANN.



## PENNAD III

P'hen gwelis evit ar wech diweza, beo-buhezek e oa-heñ, entanet e galon gant eur feiz virvidik.

E Roazon e oa, d'ar 24 a C'houevrer... Kimiadet hor boa, merket ganimp eun emwel all, d'ar 24 à Veurz...

D'ar 24 a Veurz !... gourvezet e oa Yann Sohier e douar Lambal.

Eur mizvez a-bez hor boa labouret a-zevri-kaer, heñ diouz e du, ha ni diouz hon hini, da lakaat war sav ar mennad nevez-mañ a stourm, bet divizet etrezomp : « rei da vugale Vreiz levriou brezonek, enno skeudennou, levriou laouen, sklaer, plijus da lenn. »

Hag evit kas da benn an oberenn-mañ ez eo, — ivez evit rei spisoc'h da wir eo ret beza unanet er stourmad boulc'het, — e oa deut Yann Sohier, ha gantañ war eun dro gwazed evel Drezen, Abeozen ha Riou, war ar renk ganimp, da frankaat hon obererez, da gennerza « Ar Seiz Breur ».

Edomp o paouez kroui — d'an devez-se 24 a C'houevrer, an talbenn unvan-se bet e huñvre d'ezañ, talbenn unvan lennegourien, kelennourien, arzourien, sonourien Vreiz, hor boa kredet talvoudus, ya, hogen ret ivez, ma teuje da vat ar groazadeg boulc'het evit dasorc'hi speredelez ar Vro.

Gant pebez levenez hon eus-ni tridet p'edomp o sevel al levriou skeudennaouet-se, kontadennou, levriou

deski lenn, levriou niveroniez d'ar vugale, skeudennaouet-holl a dresadennou livet-splann !

Evel ma lavarer e doare-prezeg an Ijinou-Kaer « graet hor boa karr » diouz beza prest e koulz, diouz degas da Yann estr eget damvennadou, da lavarout eo gwirionderiou, a c'hellje lakaat da dalvezout.

Ha deuet ar 24 a Veurz.

Da vleuniou war e foz, — a-vec'h peurleuniet, — lakaet hon eus hor patromou hag hol levrennou bleuniet a liviou splann. Ha komzet outañ evel-hen :

« Setu tennou d'it, Yann, armou da stourm, a oa en hor soñj rei d'it, setu hor c'hinnig-meur d'az oberiou, d'az feiz, d'az ene didro ha temzet-mat. Gant ar re a zo chomet war da lerc'h, re « Ar Falz », e kendalc'himp ar stourm boulc'het ganit. Bez dinec'h, ne dorrimp ket ar gouestl graet, al leou hon eus-ni touet. Bepred e vez krogad ! »

Tri « Seiz Breur » a zo aet da anaon en eun doare heñvel : krog el labour, war-lerc'h eur vuhez re verr, pegen karget avat ! peurfaezet, diviet, brevet diwar boania re.

Da heul pep unan eus an tri-mañ avat, ez eo chomet eun oberenn, eur skouer. Ar skouer-se a sklaeraio an hent dirazomp, evel eur c'houlaouenn a ziwallimp na ve lazet.

En eur vont kuit o deus-i soñjet, moarvat, evel Kalloc'h : « Ar pez am eus hadet gant poan, gant levenez reou all hen eosto ».

Janed Malivel, Jorj Robin, Yann Sohier... hadet hoc'h eus.

... Darevi a ra an ed. Emeur oc'h aoza ar « falz » diouz stropa an eost burzudus, eost an trec'h. Tud eürus ma 'z oc'h, c'houi a varvas o c'houzout e tarevfe an eost hag e teufe mederien da vedi war ho lerc'h.



... Klevit kan ar falz o lemma ouz ar maen !...

... Klevit kan an eosterien war o hent d'ar parkad ed ! Trid ez pez ! Levenez ez kalon rannet !

E sklaerder ar beurevez, ouz heol an Nevez-Hañv, splann e lufr ar falz welevus. Meur a damouezenn a gaso d'an traoñ ! Eun eost kaer, — an hini ac'h eus-te hadet — a zo gouestlet d'ezi.

R.-Y. KRESTON.

## PENNAD IV

Yann Sohier, ganet ha savet e-barz ar galleg, a vevas e vuhez-c'hour e-barz ar brezoneg. Bez' e c'heller lavarout e vevas evitañ. D'ezañ ez ae e vrasa preder hag e soñjou gwella. Bemdez e laboure èvitañ. Bepred e veze gantañ eul levr brezonek bennak en e c'hodell, ha kerkent ha m'en doa eur pennadig amzer dieub e lenne hag e studie.

Ar brezoneg, ma kemere kement a breder gantañ, a roe ivez d'ezañ leveneziou dibar. E welet en doa o tont er-maez eus al lagenn ma vreine enni abaoe kantvedou gant eur blijadur divent. Feiz en doa ennañ hag e galon a domme pa gomze diouz e amzer da zont

Aet eo kuit a-raok na voe erru poent medi. Ne welo ket zoken an douar o c'hlasaat. Hadet en deus, avat, « ha darn eus an had a zo kouezet en douar mat hag e tougo frouez, lod a zougo kant kemend-all, lod tri-ugent ha lod-all tregont. »

*

* *

N'eo ket em soñj, avat, displega dre hir ar pez a reas Yann Sohier evit ar brezoneg. Re all, delleze-koc'h egedoun, a ray al labour-se. Me 'fell d'in kas da goun hepken an doare ma sevenas e zlead e-keñver e ouenn. Ne gav ket d'in ez eo didalvoud d'ar mare end-eeun ma vez meizet o dlead gant brogarourien all en eun doare kontrol-beo.



Pa c'hanas d'ezañ eur verc'hig koant e reas e venoz ober eur Vretonez vat anezi. E welout a ran c'hoaz stouet war ar c'havell ma kouske Monaig ruz-roz e-barz ar pluñv. Na koant e oa ! ha n'eo ket eur souez e lamme kalon he zad en e greiz o sellout outi. Hogen, ma lamme gant ar garantez eviti, e lamme ivez abalamour ma wele enni e huñvre vuia-karet o tont da wir. Mona a oa evitañ ar Vreiz yaouank nevez a dlee kas war-raok adarre al labour-meur boulc'het gant ar sent hag ar gadourien dispont a zeuas da ziazeza en hor bro er VI[vet] kantved hag a oa bet lakaet en arvar gant Brezoned reneat an amzer-vremañ. Kompren a reas dioustu ar bec'h a goueze warnañ. Ne oa ket gwaz, avat, da dec'hout dioutañ.

Bremañ, m'am eus da eñvori Yann hag e verc'h, e rankan anzav ez oun gwall-divarrek evit komz diouto. Ret e vefe d'in beza ar Piarsac'h (1) e-unan evit hen ober en eun doare dereat. Hennez a ouie kompren ar vugale, lenn en o c'halonou ha skriva diwar o fenn gant geriou tener ha beo. Me ne ouzon ket, siouaz ! Pedi a ran lennerien « Walarn » d'am digarezi.

Gwelet am eus Mona hag he zad ken laouen an eil gant egile ma tenerae ha ma tride ar galon o sellout outo. Ha bremañ, ma n'eo mui, e rann va c'halon o soñjal el levenez na dañvaio mui ar paour kaez Monaig. E-kreiz e blijadur, Yann Sohier ne ziswele ket eur pennadig ar pal da dizout. Ober a rae e vad eus pep tra. Evel-se eo e voe luskellet Mona, abaoe he oad tenera, ouz son ar c'hanaouennou brezonek ha pa ouele e oa c'hoaz ar soniou brezonek a sederae he

(1) Padrig Mac Piarais, hervez ar c'hiz iwerzonek.

c'halonig-bugel. Pa voe eun tammig kosoc'h, Yann a viras bemdez eur pennad-amzer evit komz brezonek outi. Gant Mona war bleg e vrec'h, e rae alies tro an ti, hag ez anve pep tra d'ezi e brezoneg. Soñj am eus eus al lizer holl-laouen a skrivas d'in evit kemenn d'in he doa Mona staget da gomz. Menegi a rae ez resis ar seiz pe eiz ger a lavare hag ar pez a gomprene. Tridal a ris, me ivez, war aod Madagaskar pell, o soñjal e oa eur Vrezonegerez vihan muioc'h e Breiz-Izel. Diwezatoc'h, deut en-dro da Vreiz, e chomis bamet o welout pegen mat e teue ganti ar brezoneg. Eur blijadur e oa he c'hlevout o fistilha gant he merc'hodenn a-hed eurveziou hag eurveziou en eur c'horn eus ar gegin. Ha pa zeue war-du he zad, ganti « Levr al Loened » en he dourn, e oa eur blijadur brasoc'h c'hoaz he c'hlevout o lavarout : « Sell, tata, an dourvarc'h ! » ha goude eur pennad tav, « an dourvarc'h n'eo ket brao ! » Hag e c'hoarze.

Iskisat tra ! D'ar mare end-eeun ma skrive tud 'zo, en eur glask abeg gant ar brezoneg lennegel, ne oa komzet gant den ebet, gouez d'ezo, e oa eur plac'hig vihan, ganet a-ziwar eur Breiz-Uhelad, na anaveze nemet ar yez-se.

M'hel lavar d'eoc'h, e-touez holl oberou brezonek Yann Sohier, Mona war-dro he daou vloaz, a voe, hep arvar, ar gwella hag ar brava.

Evel-se eo e voe boulc'het kelennadur brezonek Mona. He zad, avat, a wele atao pelloc'h ha nec'het e chome alies o soñjal peseurt levriou a rofe d'ezi pa oufe lenn. Hag e lavare : « Ya, gout a ouzon, bez' ez eus « Priñsezig an Dour », « Per ar c'honikl » ha me 'oar. Peadra da lenn e-pad eur miz. Ha goude ? Penaos ne vefe ket trec'h ar galleg, peogwir e vo ret



d'in he lezel da lenn galleg. Ret e vije trei, trei ha trei c'hoaz... » Boulc'het e voe al labour adarre. Evit Mona eo e voe lakaet e brezoneg « Eun hir a gousk » ha savet ar skeudennou anezañ. Eviti ivez eo e voe troet « Hiawaza » gant he zad eun tammig diwezatoc'h.

Re hir e vefe, avat, danevella dre ar munud ar c'hrogad a reas evit gounit e verc'hig d'ar brezoneg. Tenn e voe. Ra vezo soñjet hepken e oa Yann Sohier eur galleger na veze ket boas da gomz brezoneg. Ra vezo soñjet ivez pegen kreñv eo ar galleg betek e kreiz Breiz-Izel ken na vije deut morse e soñj den e Plourio komz brezoneg ouz ar plac'hig, — soñjit 'ta, merc'h ar mestr-skol ! — Fellout a rae d'ezañ trec'hi, koulskoude, daoust da bep skoilh a gave war e hent. An tad brogar ma oa anezañ a wele atao pelloc'h. Bale a rae gant e huñvre, en amzer da zont, war-du ar pal en doa merket d'ezañ e-unan. Abaoe meur a vloaz e vage en e spered ar menoz da sevel war aod Bro-Leon eur gêriadenn-hañv ma vije en em vodet eun dibab brezonegerien vrogar, gant o bugale, da dremen ar vakañsou, hag e-lec'h ne vije bet komzet nemet brezoneg. Daoust hag am eus ezomm da lavarout he doa Mona he lec'h eno, e-mesk ar vugale o dije c'hoariet, kanet, komzet, embreget o c'horfou ha desket oberou-meur o gouenn e brezoneg hag e lagad an heol. Nag eur menoz kaer ! Eur menoz n'en devo ket gwelet o tont da wir, kag a rankomp bremañ seveni heptañ.

*
* *

Roparz Hemon ne c'houlenne diganin nemet eur pennadig-skrid, ha setu m'am eus duet seiz pajenn,

hag e verzan n'am eus komzet nemet eus an tad dispar ma 'z eo bet. N'am eus komzet nag eus an den a voe unan eus « an dud a benn-se, a vennerez start ha diaes da ziskar » ma komz Meven Mordiern anezo en e oberenn diweza ; — nag eus ar c'heneil a ouie digeri ker bras ha ker bras e galon kag e di ; — nag eus ar pried feal ha karantezus ; — nag eus an abostol a gare strewi ar wirionez en-dro d'ezañ ken na lavare e vamm-gaer outañ alies : « O ! Yann, me ne ouzon ket penaos n'oc'h ket aet da veleg-c'houi », — nag eus ar Breiz-Uhelad ma chome e doun e « galon-diabarz », — ha ne c'hellin ket hen ober, siouaz.

Yann, paotr karet, aet ez oc'h diouzimp pa gave d'imp ho poa eur vuhez hir dirazoc'h. Hoc'h eñvor, avat, n'eo ket maro. Chom a ray ganeomp a-hed hor buhez. Hen mirout a raimp evel eun teñzor. Hag eun teñzor e vo e gwirionez, peogwir n'hor bezo nemet kaout koun ac'hanoc'h evit dont da veza gwelloc'h ha dastum nerziou nevez en ho skouer-c'houi.

FARNACHANAVAN.



## PENNAD V

Ne ouzon ket ha gouest omp hizio da gompren ar c'holl hon eus graet. Hag i dallet gant a bep seurt kredennou ha treuzkredennou, n'o deus ket bet hor c'henvroiz c'hoaz amzer da varn oberourien hon emzao. Ha souezet e vo meur a hini pa lavarin ez eo Yann Sohier unan eus ar pemp pe c'houec'h den brasa o devo bevet e Breiz e penn kenta ar c'hantvedmañ.

Maro eo, re yaouank da veza kaset da benn e labour. Hag ar pez a chom war e lerc'h a zo nebeut a dra e-kichen pinvidigeziou dibar e ene. Rak eun den, n'eus forz pegen kaer e oberou, a zo atao dreist d'e oberou. Ne ziskouezont nemet eun darn, eun darnig dister anezañ. Ar pep brasa eus e ijin, eus e spered, eus e galon, a ya gantañ d'ar vered. Ha kollet eo, — marteze, — da viken.

Bez' ez eus eun dra koulskoude ha na varv ket raktal : ar skeudenn a lez an den e koun ar re o deus e anavezet. Distreset eo ar skeudenn-se meur a wech, dispis, evel gwelet en eur melezour kamm, torret ha dilugern. Prizius eo evelkent, enni linennou na gaver e lec'h all ebet. Da heul ar pez en deus graet ha skrivet eun den meur, n'eus netra da astenn e vrud hag e bouez war ar rummadou da zont evel testeni e geneiled.

— I —

N'em eus ket anavezet mat Sohier. N'em eus ket e

welet alies, ha n'en deus ket skrivet d'in alies. Klask a ran gouzout pet gwech em eus en em gavet gantañ : daouzek gwech marteze e-pad eun dek vloaz bennak, e kendalc'hiou breizek, e Brest pa dremene, e Ploueskad warlene evit ar wech diweza. Met bez' e oa Sohier eus an dud-se a oar lavarout d'eoc'h en eun eur a-walc'h da vaga ho soñjou e-pad hir amzer. Ha p'e weled goude meur a viz, e kave d'eoc'h ne oa nemet en derc'hent e oa aet kuit.

— II —

« Adal ma oan bugel », a lavaras d'in Sohier, « em eus karet Breiz ».

E soñjis neuze er gêrig ma oa ganet, e Lambal, am eus tremenet enni, me ivez, meur a sizunvez pa oan bihan. Adwelout a ris an iliz war an dorgenn hag ar stêrig a netra o redek etre an tiez koz. Kompren a raen e oa al lec'h-se eul lec'h ma c'helle kreski ennañ karantez ar vro. Rak traou 'zo a vir gwelloc'h eget an dud spered ar rummadou aet da get, hag a gas d'ar vugale mennad meur an tadou-koz, pa 'z eo aet an tadou digalon ha dinerz.

Ar Vreiz-Uheliz dihunet n'int ket holl heñvel. An darn vrasa anezo n'int ket gouest da heja samm o izelderiou diniver. Trei a reont peurliesa war ar politikerez, hag ar galleg a chom o yez, merk o distervez didrec'hus. Ne vezint biken nemet hanter Vreiziz d'ar muia.

Re all koulskoude, ar re wella, a laka o foan da zeski ar yez vroadel, ha n'eo ket hepken he deski a reont, met ouspenn ober ganti yez o spered, he bruda,



astenn he dalc'h war ar vro, ha zoken, embann skridou enni.

Sohier a boanias kalz da zeski brezoneg. Ne oa ket, a gredan, eus ar re a zeu d'ezo ar studi-se ken aes ma n'eo tamm ebet eur boan, met eur blijadur. Evit d'ar brezoneg beza eeunoc'h eget meur a yez, a-walc'h a ziaesteriou a zo ennañ da sponta ar studierien, evel ma welomp bemdez. Sohier ne voe ket spontet. Ne ouzon ket hag ali e vije bet ganin pa lavaran : e-lec'h n'eus ket a vrezoneg n'eus ket a Vreiz. A dra sur da vihana ez eo bet atao ar wirionez-se o poueza war e spered. Deski a reas brezoneg betek e varo. Kroui « AR FALZ » a zo bet evit ar Breiz-Uheliad-se eun doare da staga outañ ar yez na oa ket yez e gavell.

— III —

Breiz en hon amzer a zo eun dachenn dispar d'ar re a verv en o gwad ar c'hoant diskar, adaoza, sevel. Kement a draou a zo o c'hortoz beza diskaret, adaozet ha savet !

Dedennet e vez eta gant emzao Breiz eur bern tud, ha na vez ket atao o labour ken talvoudus ha ma kredont. Rak an den a zegas gantañ e holl berziou, mat ha fall, ha perziou fall am emzaverien a bouez kement hag o ferziou mat war blanedenn an emzao.

E-pad meur a vloaz e klaskas Sohier e hent. Speredek e oa, kalonek hag eeun e galon. Kerkent e ouezas barn ar re a oa a-du gantañ. Gouzañv a reas o kavout, e-lec'h tud uhel o ene, tud evel ar re all, darn debret gant ar fouge, darn brein gant ar strizder-spered, darn douget da gomz kalz ha da ober nebeut, darn dall ha darn diskiant. Gouzañv a reas, hogen hep kounnari.

Bep gwech ma komze eus sotoni, fallentez pe troiou kamm hemañ pe hennez, e veze gwelet o vousc'hoarzin, hag e tibune d'eoc'h istoriou mantrus en eur farsal, — daoust ma oa sklaer-mat e oa bet tregaset ha nec'het ha glac'haret zoken ganto. Lakaat a rae da dalvezout ar ger-stur : « Kalz a vo pardonet d'ezo, peogwir o devo karet Breiz ». Kompren a rae e oa nebeut a dra pismigou ha flemmadennou ar pemdez e-kichen pal uhel an emzao. Hag eun den karantezus e oa dre natur, droukrañs na fallagriez ebet ennañ.

Er bloaveziou a zeuas da heul brezel 1914, ne oa e Breiz nemet eur greizenn speredel a c'helle mont daveti an dud yaouank : strollad « Breiz Atao ». An emzaoiou koz a oa kouezet,ar c'hazetennou koz, nemet « Feiz ha Breiz », a oa maro. Ar re yaouank o devoa, evel boaz, pe a felle d'ezo kaout, menoziou disheñvel diouz menoziou ar re goz. Edod o sevel eun emskiant vreizek nevez. Kement tra, mat ha fall, a zo bet en emzao Breiz diwar neuze, a zo bet hadet gant kenta saverien « Breiz Atao ». Lakaet o deus o merk war bep tra, ha zoken war an emzaoiou a sko outo bremañ, pe a dav diwar o fenn.

Sohier a zo bet e-mesk ar re genta da vont etrezek « Breiz Atao ». Diwezatoc'h, ne voe ket ali atao war bep poent gant doareou-stourm ar gazetenn. « N'eus forz », a lavare d'in, « staget oun. Ar re-se a zo bet va c'henta kamaladed, paotred an hevelep rummad. Hor menoziou a zo bet furmet war eun dro. C'hoarvezet a c'hoarvezo, netra ne c'hell o disranna diouzin, na va disranna diouto ».

Gwelet hon eus Sohier eta, e-kerz ar bloaveziou-se, o vont hag o tont, o trei hag o tistrei, evel unan a zo sklaer d'ezañ ar pal, ha na oar ket mat koulskoude



penaos e vo tizet ar pal-se gantañ. Bez' e oa darn neuze e-mesk e vignoned, a veze klevet o lavarout : « Lemm a spered eo Sohier ; met ne oar ket kender-c'hel gant netra ». Ne oa ket gwir. Penaos gouzout, evelkent ? Gwell a se d'ar re a gav abred ar stur, ken berr eo ar vuhez.

## — IV —

Ne oa ket Sohier o koll e amzer, daoust da se. Edo o teski dibaouez hag o tastum skiant-prena, o rei eun diazez start d'an oberenn a dlee kroui diwezatoc'h. N'en doa bet, evel an darn vuia eus e genvroiz, nemet kelennadurez ar skoliou gall, ha na dalv netra da ledanaat dremmweliad speredel an den. Nag a dud, kelennerien ha skolaerien dreist-holl, er skoliou bras evel er skoliou bihan, tud speredek ha gouiziek zoken, hag a chom liammet a-hed o buhez, distummet o empenn evit mat. Sohier en doa torret al liammou. Ar garantez-vro hag al labour padus a oa bet trec'h da bep strizder.

Hag amañ e fell d'in lavarout pegen doun e oa gouiziegez Sohier. Nebeut a dud a vo bet desketoc'h egetañ war istor Breiz. Ha war an douaroniez, an espernouriez, ar yezoniez, e c'helle komz gant ne vern piou, ha gouzout pez a lavare, ha barn pez a veze lavaret d'ezañ. Mistri ar skoliou bihan a zo galvet gant o micher da studia meur a skiant. Eun dra risklus-bras evit kalz anezo, hag a zeu da gredi e ouzont pep tra. Eun dra vurzudus evit ar re evel Sohier, ouz o lakaat e mammenn hag e poent-keja pep gouiziegez, o lakaat enno muioc'h a gempouez hag a zeneliez eget en dud o peuri atao war eur skiant ha war eur vicher hepken.

Eus ar ouiziegez-se, dastumet gant kement a boan, petra a chom hizio nemet an eñvor ? O skriva al linennou-mañ, e rankan gouela, rak dont a ra d'am spered, kreñvoc'h-kreñva, ar soñj eus braster Sohier. Petra eo testeni eur mignon d'ar rummadou-tud na ouzont ket, na c'hellont ket gouzout pez a aoze d'ezo an hini a dlee mervel ken yaouank, o kas gantañ e deñzor c'hoaz divoulc'h ? Kredi a ran, — hogen ar gredenn-se he dije lakaet Sohier da vousc'hoarzin marteze, — ne vez ket kollet an teñzor. En em drei a ra e nerz, da harpa ar Vrezoned da zont en o brezeliou.

— V —

Kalz a dud ne garent ket menoziou Sohier. Arabat rei da gredennou eun den eur pouez n'o deus ket. An den a rank beva en e amzer, ha kemer e lod eus kredennou e amzer, evel ma rank debri ar boued a aozer d'ezañ ha dougen an dilhad a gempenner d'ezañ. Pez a zo a bouez en eun den, n'eo ket ar gredenn a embann dirak an dud, met ar gredenn guz a zo oc'h awena e vuhez, o vaga gwriziou e ene. Darn a lavar ez int kristen, ha darn a lavar n'int ket. Darn a lavar ez int broadeler, ha darn etrevroadeler. Ha kement-se n'eo nemet geriou. Kement-se n'eo nemet ar gorre. An den a c'hell kredi pez a lavar. Dall e c'hell beza outañ e-unan. Hogen, en doun douna, n'eus na kristen na digristen, na broadeler nag etrevroadeler. Rak en doun douna n'eus na kristeniez na broadeliez. Eno emañ ar C'helt koz, mab ar Gelted, ha mouez e holl dadou o c'hervel ennañ, hag o c'hourc'hemenn d'ezañ kreñvoc'h eget pep relijion ha pep politikerez.

Nebeut a dud a anzavo ar wirionez-se, rak gouest



e vefe da zistroada kement peul bihan o deus plantet war o hent. Hogen ar wirionez ne vefe ket gwirionez m'he defe ezomm da veza anzavet. Anzavet pe dianzav, anavezet pe dianav, ar wirionez (ar « Gwirvoud », evel ma lavar Alan Brenn en eul labour kaer diembann c'hoaz) a chom ar mestr, ha, kredenn pe digredenn, e rankomp plega.

En eun doare komunistiez en doa kavet Sohier eun herberc'h da arvarou e galon. Pe e oa komunistiez Moskou, pe eun all, n'oun ket gouiziek a-walc'h da lavarout. Ha n'eus forz. « Ma vijen bet savet en eur skol all », a lavare d'in Sohier e-unan, « disheñvel e vije bet va c'hredennou, ha n'en dije ket miret ouzin da garout Breiz ». Hag evel-se eo. Mouez ar C'helt koz n'eo nemet eur vouez, ha d'an den e chom da zibab penaos e sento. Ar c'hredennou relijiel ha politikel a zo aze, kempennet a-ratoz evitañ. Petra eo ar Gristeniez, evit eur Breizad kristen a gar soñjal, nemet eun doare da reiza ha da uhelaat buhez ar C'helt a zo ennañ, da unvani e zlead e-keñver ar bed-mañ hag e-keñver ar bed all ? Ha petra eo ar Gomunistiez, evit eur Breizad all, nemet eun doare da gempenn ivez e vuhez, ha da lakaat e anien da glota gant e skiant eus ar Bed-holl ? An darvoudou a ra d'an den dibab, ha ne dorrer eur chadenn nemet da glask eur chadenn all.

Tec'het e oa Sohier diouz parkig bihan kelennadurez e vistri. Mont a reas da gantren en eur park brasoc'h, nevez dizoloet gant e genskolaerien. Kredi a ran e wele er Gomunistiez ar pez a zo gwella, hag a c'helle beza mat evit Breiz. Kement a zo glac'harus, amseven, dinatur, ha warlerc'hiet er Gomunistiez a wele ivez, sur a-walc'h. Nemet e lavare, marteze, evel meur a

hini : tremen a raio gant an amzer. Gwelout a rae ar yaouankted, ar spered a urz hag a enklaskerez, an dispont dirak nevezderiou ar c'hantved, ha dreist-holl, an damant ouz ar bobl, ar bobl a zo bet dilezet a-hed kantvedou e Breiz gant mistri o trei da bep avel.

— VI —

Mestr-skol e oa Sohier. Meuleudi dreist a zo dleet d'an hini a ra mat e vicher. Hag an holl a lavar e oa Sohier unan eus ar re-se. Gouzout a ran e kare komz diwar-benn ar skol, ha studia skiant ar c'helennerez, ha lakaat e studiou da dalvezout. Dreist-holl e kare ar vugale. Fiziañs en doa enno, ha fiziañs en e gefridi evel kelenner.

Dont a reas da gelenn er vro vrezonek dre garantez ouz ar yez. Kement a c'helle ober en e skol evit Breiz a reas, — ha Doue 'oar pegen striz ha kriz e vez ar reolennou savet a-enep ar brezoneg, — ken striz ha ken kriz ma welomp bremañ strolladou ha kevredigeziou chomet dizeblant betek-hen o c'houlenn ma vezint distrizet ha digrizet. Soñjal e rank eur mestr-skol deski kanaouennou brezonek d'ar vugale, e kuz, ha rei levriou brezonek d'ar vugale, dre laer ! Ha ma teu an dra-se da veza brudet, beza tamallet marteze evit e boan !

Kement-se a rae Sohier koulskoude, ha muioc'h, hag, a zo gwelloc'h, n'o rae ket e kuz. Kalon a oa ennañ da zisplega e venoziou dirak an holl, en e gomzou hag en e oberou. Eur gentel a roe evel-se d'ar Vrezoned dihunet, tud aonik-tre peurliesa. Komprenet en doa ez eo gwanded an den a ra nerz e enebour. Ha beza dizaon a zo alies beza trec'h.



Fur e oa ivez. N'eo ket eun den hepken a c'hell terri eur reolenn, n'eus forz pegen direiz e vez ar reolenn-se. Gwelet en doa Sohier renerien ar vro o plega hag o plega dirak breuriezou galloudus ar vistri-skol. Dont a reas en e spered ne vije digoret dor ar skoliou d'ar brezoneg nemet pa vije bodet-start ar gelennerien a-du gant ar yez.

Eun dra all a oa. Ar brud he doa yez ar vro da veza yez ar Gatoliked hepken. Ar brezel a ren war hor maeziou etre Katoliked ha Digatoliked, etre Gwenn ha Ruz, en doa diskiantet hor c'henvroiz betek o lakaat da gredi e oa stag ar yez ouz ar feiz, peogwir e weled ar feiz oc'h ober gant ar yez. Sohier a fellas d'ezañ diskouez n'eo ket benveg eur relijion hepken eo ar brezoneg, hogen benveg ar vroad a-bez : mat da greski an deskadurez, diouz spered pep unan.

Gwella doare a gavas da skigna e venoziou a voe sevel eur gazetenn. AR FALZ a vije graet war eun dro da c'hounit skolaerien ar Stad da yez ar bobl, ha da ziskouez an hent d'ar re c'hounezet. Anat e teuje d'ar renerien ne oa ket Sohier e-unan-penn, hag anat e teuje d'ar Vreiziz ne oa ket holl stourmerien an emzao renet gant an Iliz.

AR FALZ, savet e 1933, a zo aet atao war wellaat. Kenlabourerien a gavas Sohier e-mesk ar vistri-skol, ar re end-eeun o deus kemeret ar garg hizio da gender-c'hel gant e labour. Evit ar wech kenta e voe embannet pennadou o tiskouez penaos ober skol e brezoneg : eun dra ret-mat, pa soñjer n'o deus bet an darn vuia eus ar vistri kelennadurez ebet war ar yez, ha n'int ket gouest da skriva pemp ger hep ober pemp fazi.

## — VII —

Barn a c'hellan gwelloc'h eget den all ebet marteze pez a c'hoarvezas e buhez Sohier diwar an deiz ma krouas AR FALZ betek deiz e varo. Da genta, peogwir e renan eur gelaouenn vrezonek va-unan, d'an eil, peogwir em eus klevet digant Sohier meur a dra na gredan ket en dije lavaret d'an holl.

Ar c'hleñved a lazas hor mignon a gouezas war eun den skuiz, divarrek da enebi outañ. Penaos e teuas Sohier da skuiza kement ? Re sklaer eo ar respont d'ar goulenn-se : oc'h en em rei, korf hag ene, d'al labour breizek, ha dreist-holl da labour AR FALZ.

Bez' e oa war eun dro rener ha merour ar gazetenn. Eun darn vras eus pep niverenn a veze skrivet gantañ. Sevel pennadou, lenn, reiza hag eilskriva a-wechou pennadou e genlabourerien, lakaat moula ar gazetenn, reiza, adreiza hag adreiza c'hoaz an amprouennou, derc'hel ar c'hontou, ar c'haierou, evezia ouz chomlec'hiou ar goumananterien, setu ar pez en deveze da ober, da genta holl.

Neuze, e oa kudenn an arc'hant : penaos, a-benn fin ar miz, paea ar mouler, hep komz eus an dispignou all. Bez' e oa ar c'hrign-beo-se a ra eus buhez merour eur gazetenn vihan eun ifern : an adkoumanantou a c'hortozer ha na zeuont ket. Nebeut e oar an dud a zale a-raok paea o adkoumanant pegen tregaset e vez ganto ar paour kaez merour, na oar mui penaos ober da savetei e gazetenn. Gwelet em eus Sohier, glac'haret-krenn, o c'houlenn ouzin : « Hennez, pe hounnez, daoust ha n'emañ mui a-du gant Breiz, pa ne gas ket priz an adkoumanant ? » Hag e responten : « Hennez, pe hounnez, a zo muioc'h a-du ganeoc'h ha



gant Breiz eget biskoaz. Hogen ne soñj ket. Ar Vrezoned a zo tud vat. Hogen ne soñjont gwech ebet. Hag evel-se e tremen ar c'hantvedou, hag ez a Breiz eun tammig muioc'h war ziskar bemdez ».

Goude se e oa al liziri. Al liziri da respont, tra m'emañ al labour retoc'h ha pouezusoc'h o c'hortoz. Amañ e rankan tamall Sohier. Re vat e oa e galon, re gizidik. Kredi a ra d'in e tremene re a amzer o respont da Ber ha da Baol, alies diwar-benn traouigou a netra. A bep seurt tud a skriv da rener eur gazetenn. Ar re speredek a gompren n'hellont ket kaout eur respont atao. Ar re zispered a gred e ranker respont, ha dioustu. Seul sotoc'h an den, seul hiroc'h e kav d'ezañ e tle beza ar respont. Eur rener koulskoude ne dlefe ket beza nec'het. Arabat d'ezañ beza sklav e lennerien. Ha ma vez feuket unan pe unan, n'eus forz. N'eo ket fall eur wech an amzer dilastra. Souezet e vezen bep tro gant Sohier, pa gonte d'in penaos e tiskrive liziri tud, hag a oa, — hen gouzout a rae mat, — tud didalvoud, pe enebourien disleal ha fallakr.

N'en deus ket klasket ober re. E genvroiz eo, e-lec'h skañvaat d'ezañ ar samm, n'o deus graet nemet e bounneraat dre leziregez ha laoskentez-kalon.

## — VIII —

Eürus eo bet Sohier o kaout eur wreg a gomprenas pal e vuhez hag a roas harp d'ezañ. Eürus eo bet o kaout eur verc'h, e verc'h a zeskas d'ezi ar yez na oa ket bet yez e gavell. Mignoned, o deus anavezet Sohier gwelloc'h egedoun, o deus lavaret amañ pez a oa da lavarout diwar-benn buhez Sohier en e diegez.

Soñj am eus, me ivez, pegen burzudus ha teneraus e oa klevout an tad o vrezonega gant e blac'hig vihan.

## — IX —

Sellout a ran ouz ar bernig niverennou AR FALZ moulet gant Sohier. Sellout a ran ouz troidigez « Hiawaza », embannet dindan eun ano-pluenn, savet gantañ evit ar re yaouank gant kement a evez hag a breder. Sellout a ran ouz ar c'harrezennou kartoñs a zo chomet ganin, m'en doa skrivet warno anoiou douaroniez a Vreiz-Izel hag a Vreiz-Uhel, gant ar furmou koz, ar furmou bremañ, brezonek ha gallek, hag a dlee talvezout da ziazez d'eun enklask brasoc'h. Soñjal a ran ivez el levriou a felle d'ezañ aoza da zeski lenn, da lakaat ar yaouankiz da anaout penno-berou lennegeziou ar bed-holl, levriou hag a oa zoken damaozet, darn anezo. Ouspenn se, ar barzoneg a embannomp hizio (eun tammig re zigalonekaus evit unan ken kalonek) hag eun nebeut pennadou er c'hazetennou. Ha setu aze roll e oberou dre skrid.

Warno holl ez eus merk an aked hag ar preder. « Hiawaza » a oa bet skrivet gantañ war eur c'haier heñvel ouz re ar vugale, en eur skritur sklaer ha kempenn, hag a ziskoueze a-raok pep tra nag a boan en doa lakaet da seveni eul labour prizius ha diaes. O keñveria ar c'haierig koant-se gant an dournskridou a veze kaset d'in e bloaveziou kenta « Gwalarn » gant barzed a c'hiz koz, — skrivet d'ar red war baper lous, ken stank ar faziou enno ma vije bet lavaret e oant graet a-ratoz, — e komprenen ar c'hemm a zo deut e Breiz abaoe eun dek vloaz bennak. Ar skrivagnerien goz, fouge enno pa n'o doa digoret eur yezadur



brezonek biskoaz, o teurel war baper, ne vern penaos, trefoedaj o farrez ; hag ar skrivagnerien nevez, nebeutoc'h a vlaz en o zroiou-lavar a dra sur, met da vihana, o touja ar yez, hag o poania kalet da ober ganti, e-lec'h eur c'hoariell, eur benveg da sklerijenna speredou o c'henvroiz. Kompren a raen perak e oa chomet difrouez strivadou ar re genta, ha perak e oa savet diouz strivadou an eil re eun eost burzudus.

Rak evidoun hag evit an holl e vo da viken Sohier ar mestr bras war an Urz. Ar Breizad-se, tommoc'h e galon eget nep hini ac'hanomp, a oa yen e benn pa stourme evit Breiz. Gouzout a rae ne dalv da netra en hon amzer redek war an enebour evel ar varc'heien gwechall. Ha lakaat a rae da genta ar studi hag ar skiant, evel ar soudard a vremañ.

## — X —

Yann Sohier, peogwir n'hellomp ket kredi out maro, n'out ket maro. N'eo ket bet douget d'ar vered da arched evel archedou ar seiz maouez koz ac'h eus kanet. Ganit n'eus bet torret netra santel. Lakaet ec'h eus ere Tadou ar Ouenn eur wech c'hoaz etre daouarn ar vugaliou. Labourat a ri ganimp adarre, ha gant ar re a zeuio war hol lerc'h. Biskoaz n'o deus kredet ar Gelted e oa maro o zud-veur. Neb a oar beva, emezo, ne oar ket mervel.

ROPARZ HEMON.

# Brezoneg Eeun

## *Pennad Kenta*

### GOULENNOU HON AMZER E-KEÑVER AR YEZ

1. Deski eur yez, kelenn eur yez, a zo traou gwall daziaes. Setu perak ne vez graet netra vat war an dachenn-se alies. Goude bloaveziou labour kalet e teu eun den a-benn da lenn eur yez estren, a-wechou da gomz ha da skriva anezi. An darn vuia eus an dud n'eont ket ken pell. Koll kalon a reont buan, hag al labour o deus graet, ar pez o deus desket, ne dalv d'ezo da netra.

An dra-se a c'hoarvez evit ar brezoneg koulz hag evit ar yezou all. An dud desket en hor bro ne ouzont alies nemet galleg. Ar brezoneg a rankont deski e-giz eur yez estren. Darn a glask hen ober. Nebeut a deu a-benn. War 50 den a bren eul levr da zeski brezoneg, a-boan ma 'z eus unan a zesk.

Setu amañ eta ar goulenn kenta : penaos aesaat d'an 49 den-se studi ar yez, en doare da virout outo da goll kalon, ha d'o lakaat gouest da lenn, komz ha skriva brezoneg e berr amzer hag hep poan ?

2. Ken pouezus ha goulenn an dud desket eo goulenn ar vugale.

Bugale Vreiz-Izel, pa deuont d'ar skol, a

gomz rannyezou brezonek dishenvel-bras a-wechou an eil diouz eben. Ret eo d'ezo deski lenn ha skriva eur yez unvan, an hevelep hini dre-holl. Ha ret eo d'ezo deski buan, rak bihan eo lec'h ar brezoneg er skoliou, — brao c'hoaz pa vez degemeret er skol.

Ha setu amañ an eil goulenn : penaos ober evit ma c'hello ar bugel, gant eun eur pe eun hanter eur a vrezoneg bep sizun, gouzout lenn ha skriva brezoneg gwelloc'h hag aesoc'h eget galleg ?

3. An trede goulenn a zo stag ouz an eil. Goulenn ar vistri-skol eo hemañ.

Kaer a zo lavarout, « ra vo kelennet brezoneg er skoliou », n'eo ket an dra-se a roio d'imp kelennerien. Ar vistri-skol, an darn vuia anezo, ne ouzont na lenn na skriva o yez. Evel ar vugale, ne ouzont nemet komz eur rannyez. Ha pa vefe gourc'hemennet kelenn brezoneg en holl skoliou warc'hoaz, ne vefe ket kavet tri dousen a gelennerien ampart.

Penaos neuze ober evit ma c'hello ar mestr-skol, goude eur sizun pe ziou, kelenn ar yez unvan d'ar vugale ?

4. Hag en diwez ez eus goulenn ar bobl a-bez, pobl ar vrezonegerien a lenn pe a glask lenn he yez.

Penaos ober evit rei d'ar bobl-se levriou ha kazetennou, savet e brezoneg reiz ha yac'h, ha koulskoude aes da lenn ? (1)

(*Da genderc'hel*)

ROPARZ HEMON.

(1) Ar pennad-mañ, evel ar re a vo embannet da heul, a zo skrivet penn-da-benn e « Brezoneg Eeun ».



## TIR NA n-OG

Kaerat abardaevez ma rin aberz da Geltia,
War eun dorgenn en aod ar mor,
Em daoulagad klod meur ar c'huz-heol,
Em diouskouarn klemvan eur biniou pell,
O seni Lenn Kill Arne.
Dirak ar mor diseblant,
A-dal d'an heol e kouezin,
Ha gantañ e varvin,
E peoc'h ar Grouadelez,
E peoc'h va c'halon.

Ne welin ket va navanted,
Ne santin ket o zraoliou a-dreuz d'in,
Koueza a ray va armou torr
Diouz va daouarn skuiz.
Met pa zigorin va daoulagad en-dro.
Ha pa welin eur c'horf maro
Ledet souezus war ar reier,
E savin ken skañv hag aer,
Kadarn, yaouank ha kenedus,
Hag e youc'hin va levenez.

Anal c'halloudus Lir a gaso
Davedoun al lestr burzudus,
Diwelus nemet d'al leuded,
Bet marvet e kadou leal.
Eul lamm skañv,

Ha gantañ,
War-lerc'h an heol ruz,
En tu all d'an dremmwel,
Emeur ouz va gortoz
E bro al Levenez.

Er vro na anavez
Na kozni na kleñved,
Na tra divalo,
Na maro.

U. R.

GERIOU :
*Navant* : enebour. — *Traol* : bilienn-bloum. — *Leud* : den-meur.



A GILE !

Goullo eo an ti, kile,
War-lerc'h da gimiad.
Pa welis da vousc'hoarz ankounac'haet pell zo,
E savas d'am dremm respont va hini,
Ha komzou diampart a glaskas en aner
Diskar moger an disparti.
Met luc'h da zaoulagad em re
A lavare sklaeroc'h d'in
E oamp a-dreuz d'an amzer
An hevelep kalon,
An hevelep dourn.

Hag e ouzomp peur ha pelec'h
Ec'h en em gavimp adarre ?
Goullo eo an ti, kile,
War-lerc'h da gimiad.

U. R.
(Sant-Brieg, Gwengolo 33)

A-US D'IN

Me a zo mab d'an Hengelted, ar vrezelourien dispont,
Aon enno 'met rak mervel koz ha kabac'h 'barz o
Me a fell d'in beva [gwele.
Evel o deus bevet,
Ha mervel eur gwir Gelt,
E-giz ma raent gwechall.

Me a zo mab d'ar Vrezoned, ar varc'hegourien daer,
Ano ganto 'met eus Kened hag o tisprizout pep Gou-
Me a fell d'in ma vo [nid.
Graet d'in degemer brao,
Ouz an Daol-Grenn eur gador d'in,
Pa 'z in d'al lec'h m'emaint.

Me a vezo kadour d'am zro, va daouarn re Vreiz,
Ma vezo d'in eun enor bras, ha d'ezi klod ha yec'hed.
Me a fell d'in ma vo
Lavaret en amzeriou all :
« Tud kadarn hor re a wechall,
Ni ivez a ray evelto ».

A-us d'in, a-us d'in,
Ar re a zeuio,
Gant ar re a wechall,
Dourn-ouz-dourn a-us d'in.

URIEN RIWALLON.



# Ar C'horonal aet da Soudard

Pell amzer c'hoaz e vo komzet eus an den souezus a varvas, d'an naontekvet a viz mae 1935, e klañvdi ar soudarded e Wool, Dorset, Bro-Saoz.

Tomaz Edouarz Lawrence a voe ganet e 1888 e-kichen Porz-Madog, e Kembre. E dad a oa hanter iwerzonat, hanter saoz. A Vro-Skos e oa e vamm.

Mont a reas da Skol-Veur Oxford, a guitaas e 1907. E-pad ma oa bet eno, studiet en doa bet an hendraouriez, an disavouriez hag arzou ar Grennamzer. Aet e oa ivez e-pad an ehan-skol da ober furchadennou e Palestina, ha tarzet e oa en e galon eur garantez dreist ouz tud ha traou ar Sav-Heol.

E 1910 ez eas da Arabia. Eno e studias, n'eo ket hepken istor ar broiou ha savaduriou an amzer dremenet, met ivez ar poblou a vremañ, o giziou hag o doareou a bep seurt. Dont a reas a-benn, a lavarer, da gomz yez an Arabed evel an Arabed o-unan.

Pa darzas brezel 1914, e oa nevez distro da Vro-Saoz. Kaset e voe d'an Ejipt, d'eur bureo stag ouz renerez uhel an armead saoz a oa eno. Ac'hano e c'houlennas mont da Arabia. D'ar c'houlz-se en doa an Emir Faisal, unan eus pennou an Arabed, en em savet a-enep an Durked, a oa brezel etrezo hag ar Saozon.

Diwar neuze, buhez Lawrence a dlee beza eur burzud betek e varo, D'e nao vloaz war-nugent, ar paotr

melen e vleo, glas e zaoulagad, an den desket-bras war an hendraouriez hag ar yezoniez, a zeuas da veza gwir roue an Arabed. Mont ha dont a rae en o mesk, gwisket evel unan anezo, en eur burnouz gwenn-kann. Eun deiz edo en eur c'horn eus ar vro, hag eun nebeut deiziou goude en eur c'horn all, mil bell ac'hano. Boda a reas an Arabed a-enep an Durked, hag a selle anezañ evel o gwasa enebour. Kaer o doa ar re-mañ ober klask warnañ e pep lec'h, gwech ebet ne c'hellent e baka. Alies a-walc'h evelkent, e voe tost d'ezañ beza lazet, evel da skouer eun devez ma en em silas a-dreuz linennou an Durked, ma voe kemeret evit eur soudard turk dindan dec'h ha kannet ken na gollas e anaoudegez.

An Durked a voe trec'het gantañ e meur a lec'h, rak taga a rae anezo dibaouez, hag e koueze warno pa c'hortozent an nebeuta. Kaera taol a gasas da benn marteze a voe kemeridigez Damask e 1918.

Evit lakaat an Arabed da sevel holl war eun dro a-enep an Durked, Lawrence en doa prometet d'ezo e vije krouet eur rouantelez arab bras. Se a zisplije d'ar C'hallaoued, ha d'ar Saozon ne blije ket muioc'h. Pa voe graet ar peoc'h eta, nac'ha krenn a rejont ouz Lawrence ar pez a c'houlenne.

Lawrence a gavas trenk an dinac'h-se. Brudet-bras e oa dre ar bed holl. Eus letanant ma oa e 1916, e oa savet betek ar renk a goronal. Met biskoaz n'en doa klasket an enoriou. Setu ma fellas d'ezañ chom divrud ha dianav. Rei a reas e zilez.

Amañ e tigoras pennad souezusa e vuhez souezus. E 1922, e lakaas e ano da vont en arme a-nevez, ar wech-mañ evel soudard izela en nijerez. Evel just ne roas ket e wir ano, nemet an ano a « Ross ». Kaer en



doe ober evelkent, anavezet e voe, ha trouz a savas buan. Ma rankas ar gouarnamant kas anezañ d'an Ejipt, gant ar c'hirri-emgann. E 1925 hepken e voe aotreet d'ezañ beza nijer en-dro. Dibab a reas neuze an ano a « Shaw », a dlee dougen betek e varo.

E 1926 e lakaas embann eul levr, ennañ istor e vuhez, « Seiz Piler ar Furnez ». Eur c'hant bennak a levriou hepken a voe moulet, gwerzet war-dro tri c'hant lur pep hini (n'eus ket pell e voe paeet ouspenn tregont mil lur evit unan en Amerika). Da baea ar mouler e rankas embann eur mouladur all, berroc'h ha gwelloc'h marc'had. Diwezatoc'h e lavaras e oa bet diskiant o skriva al levr-se.

En hevelep bloaz e voe kaset Lawrence, pe gentoc'h « Shaw », gant e rejimant da vro Indez. Met klemm a savas gant renerien Afganistan. Bez' e oa, emezo, « arc'h-spier an Douar », ha gourc'hemenn a rejont d'o zud e laza kerkent ha ma vije gwelet. Gouarnamant Londrez a rankas gervel « Shaw » da Vro-Saoz eur wech c'hoaz.

Bloaz 'zo, ez eas kuit eus an arme, hag e teuas da veva en eun ti bihan war ar maez. Eur marc'h-houarntan a oa gantañ, ha mont a rae warnañ evel eun diaoul. Evel-se e kavas ar maro, e varc'h-houarn-tan o vont d'en em steki gant marc'h-houarn eur paotrig.

Setu aze istor Lawrence, evel ma vez displeget e kazetennou Bro-Saoz. Petra a zo gwir, petra a zo faos en istor-se ? Diaes gouzout. Kaeraet eo bet, a dra sur. A dra sur ivez, ne vez ket dizoloet ar wirionez penn-da-benn. Perak, goude beza bet koronal, ez eas da soudard ? Heñ e-unan a skriv :

« Buhez eur soudard a zesk d'eun den beva kalz diwar nebeut. Ni a zo darn eus eun dra vras. An ni-

jerien n'o deus netra ; ne dint stag ouz netra, pe dost ; nebeut a soursi pemdeziek o deus. N'em eus mui dlead ebet nemet lakaat ar boutonou kaer-mañ a zo war va forpant da lugerni... E pep lec'h e kavan eur c'har d'in ha n'oun ket mui va-unan ».

Hag eur c'haer a zen e tlee beza an hini a c'helle skriva al linennou-se, an hini a oa war eun dro eun den gouiziek, eur rener ampart, ha, diouz barn e ofiserien, « skouer ar soudarded izel ».

Met, piou a oar ? Evit tud 'zo e vo atao Lawrence « arc'h-spier » ar Saozon. Ar pez a gar renerien Londrez derc'hel kuz a chomo kuz keit ha ma pado an Impalaeriez vras.



# Diwar-benn « Mentoniez » ha Yez ar Skiantou

Goude beza en em glevet gant an Ao. Roparz Hemon ha war-lerc'h eveziadennou an Ao. Vallee, ez eo bet divizet :

1. ar gourfennger -ER, graet gantañ da verka « eur pennad eus... », a vezo kemmet en -ELL.

Da skouer : *serzer* a yelo da *serzell,* h. a.

2. ar gourfennger -ERELEZ, staget ouz eun ano-gwan a vezo lamet ha lakaet en e lec'h -DED ha -DER.

Da skouer *serzerelez* a yelo da *serzded* (perz dre vras), *serzder* (perz der striz).

3. *padelez* a vezo graet anezi *amzervez.*

*enepvennadenn* a vezo graet anezi *eilpennadenn.*

*enebek* a vezo graet anezañ *beg-ouz-beg,* pe *hilgroaz* (ger kinniget gant an Ao. R. Delaporte).

Ar geriou all kinniget gant an Ao. Vallee ha tennet eus ar yez voutin, eus al latin, eus ar gresianeg, ne vezint ket degemeret. Gallek int peurliesa, pe stummet diouz ar galleg. Hag e reont eil ober gant geriou all resisoc'h pe geltiekoc'h.

A-hend-all e vezo kemmet :

reiz an anoiou *daousturieg* ha *tristurieg,* graet anezo gwregel e-doug al levr, hag a zo eur fazi.

*boull* (galleg : « boule ») a vezo graet anezi *pellenn.*

*beskell* (galleg : « béquille ») a vezo graet anezañ *stou*.

*kenvuzuliek* a vezo graet anezañ *kenbetvedennek*.

*digenvuzul* a vezo graet anezañ *digenbetvedenn*.

Setu amañ roll ar geriou a vo kemmet eta :

| | |
|---|---|
| a-veskell war | stouet war |
| beger | begell |
| beskellek | stouek |
| beskellenn | stouenn |
| beskeller | stouell |
| beskellerez | stouegez |
| beskellgarrezenn | stougarrezenn |
| boull | pellenn |
| kenserzerad | kenserzellad |
| kenspinerad | kenspinellad |
| kenvuzuliek | kenbetvedennek |
| kreizer | kreizell |
| krenner | krennell |
| kroummer | kroummell |
| daouhanterer | daouhanterell |
| daousturieg, gg. | daousturieg, g. |
| digenvuzul | digenbetvedenn |
| eeuner | eeunell |
| enebek | beg-ouz-beg, pe hilgroaz |
| enepvennadenn | eilpennadenn |
| padelez | amzervez |
| serzer | serzell |
| serzerad | serzellad |



| | |
|---|---|
| serzerelez | serzded, serzder |
| spiner | spinell |
| spinerad | spinellad |
| treuzer | treuzell |
| tristurieg, gg. | tristurieg, g. |

Da gredi eo na gemmo ken kalz roll ar geriou.

Hogen an arnodenn a zo bet « Mentoniez » a zeu diou gentel war he lerc'h :

1. Kement arnodenn war eun dachenn dic'hounid d'ar brezoneg betek bremañ a rank beza barnet ha reizet gant eun doare Gorsez ar yez, enni pemp pe c'houec'h den d'ar muia ; da skouer e lakaan anoiou an AoAo. Vallee ha Roparz Hemon.

An aozer a zifenno e oberenn dirak ar C'horsez ha barnadenn houmañ a vezo graet en ano ar Vroad vreizek, da lavarout eo e vo hollc'halloudus hag hep galvadenn.

En hent-se ne vo ket dilezet ar yez da faltazi pep unan, ha ne vo ket ret war-lerc'h ober kemmou a laka an dud da veza strafuilhet.

A drugarez Doue, embann seurt oberennou a goust ker ha n'eus nemet eur C'hevredad e-giz hini « Gwalarn » a c'hell hen ober ; ne raio ket evit eun dournskrid na vefe ket aotreet gant ar C'horsez.

2. Bez' ez eus eun urz er Skiantou : Niveroniez — Mentoniez — Kornoniez (pe Tric'hornoniez) — Bedoniez — Danvezoniez pe Strilhouriez (pe Dourennoniez) — Bevoniez — h.a.

Ne c'hell ket beza savet unan, nemet dre bennadou, na vefe ket diazezet da vat ar re en he raog.

E « Mentoniez » em eus ranket ober gant geriou

eus an Niveroniez, ha neuze kroui unan bennak anezo. Hogen ar geriou-mañ, ha n'int ket bet krouet aratoz evit an Niveroniez a zo bet ganet *fall*. Gwell a se m'o deus perz pa vo savet eun Niveroniez. Ar re n'o devo ket a vo da gemma, ha se a zo fall.

En hevelep doare, kement den desket a oar na c'heller ket ober Finvoniez hep na vefe diazezet mat al lizeroniez, ar ventoniez hag an niveroniez.

Ha ne c'heller ket komz eus Bedoniez na Danvezoniez na vefe diazezet mat ar Jedoniez en o raog.

Rak se e ranker heulia urz ar roll.

Eun den oberiat da gregi gant an Niveroniez !

C. L. Kerjean.



# Notennou

**Brezoneg ar Vugale**

Setu amañ roll an donezonou, ra vo trugarekaet an donezonourien :

An Ao. Michel : 2 l. — An Ao. J. Riou : 10 l. — An Ao. Fred. Moyse : 35 l. — An Ao. Geffroy : 5 l. — An Ao. E. Boisecq : 5 l. — An Ao. Y. Gueguen : 58 l. — An Dim. Dubuisson : 50 l. — en holl : 165 lur.

Bez' e oa er c'hef : 863 l. 55.

Gant an arc'hant-se hon eus lakaet moula « *Rimadellou ar Gloud* ». Ne ouzomp ket c'hoaz da vat pegement e vo an dispign. 450 levr « *Rimadellou ar Gloud* » hon eus kaset da rei evel priziou brezoneg d'ar vugale da v- « *Brezoneg er Skoliou* » kantoniou Pleiben ha Keraez, a-unan gant 50 levr « *Isagan* ».

Da gredi eo ne chom netra e kef « *Brezoneg ar Vugale* ». Sur a-walc'h zoken ez eus dle.

**Dre ar c'helaouennou**

Gourc'hemennou d'an Ao. Doktor Ar C'hamm evit e bennadou diwar-benn « *Ar Galleg, yez diaes* » e BREIZ. Enno e lavar gwirioneziou hag a rank beza anavezet. War a welomp ivez, emañ an Ao. Ar C'hamm o vont da zisplega eur gavadenn a bouez graet gantañ war dachenn ar medisinerez : penaos parea torted, hag a oa dibare betek bremañ.

Eur pennad mat-tre e BREIZ ATAO (26 a viz mae) gant R.D., diwar-benn « *An avalou-douar hag ar c'houiled-dorifora e Breiz* ». Seurt pennadou a dlefe talvezout da skouer : abalamour d'an danvez, hag a sell ouz buhez ar bobl, abalamour d'ar yez, hag a zo aes-tre da gompren. Da lenn ivez, e niverenn an 9 a vezeven, ar pennad gant H. Kerhor diwar-benn an arz hag ar sonerez e Turkia bremañ. Diouz ma lavarer er pennad-se, emañ an Durked o trei kein da arz ha da sonerez koz o bro evit heulia skouer broiou ar C'huz-heol. War hon eus lennet e lec'h all, evelkent, n'eo nemet an troiou-micher a glask an Durked kemer diouz an estrenien, ha mirout a reont, pe klask a reont mirout, spered ar vro e diabarz o oberou. Pe lenner eus GWALARN, o chom e Turkia, a lavaro d'imp ar wirionez ?

Trede niverenn L'ANNEAU CELTIQUE a zo muioc'h a vrezoneg enni eget en eil niverenn. Gourc'hemennou eta. Met muioc'h a garfemp gwelout c'hoaz. Perak ne zispleger ket an holl nevezintiou diwar-benn kelc'hiou keltiek Breiz-Izel hag ar Vreiziz divroet e brezoneg ?

Souezet omp bet o lenn er gelaouenn c'hallek STUR troidigez eur pez-barzoniez savet gant Roparz Hemon. Embannet eo bet hep gouzout d'ezañ, hep goulenn e ali nag e aotre.

**Embannaduriou nevez**

*POUFER HA KROK, skridou ha skeudennou savet gant Herri Caouissin, 16 pajenn, embannet gant « MAD », Pleiber-Krist (Bro-Leon).*

Ar vugale a gar ar skeudennou, ha rei d'ezo levriou



skeudennet a zo eun doare dispar d'o lakaat da lenn brezoneg. Al levrig koant-mañ a blijo. Ne goust nemet 8 real.

**Diwar-benn « Biliennou Mor »**

An Ao. K. Kongar a skriv d'imp diwar-benn oberenn diweza Farnachanavan :

« Ar barzonegou moulet war diweza niverenn GWALARN a zo *kaer*. « Hep ficherez » emaint, evel ma lavar an oberour... O eeunded eo a ra o zalvoudegez dibar ».

**Aliou hol lennerien**

Eul lenner beleg a skriv d'imp :

« Setu kelou eur c'houmananter nevez. Neuze eur c'hammed graet war-raok ganeoc'h. Met ma vijen evit lakaat ho kelaouenn d'ober kalz a re all evel-se, e vije gwelloc'h c'hoaz...

« Muioc'h-mui e teu ar soñj-mañ da wir : ma ne grog ket an dud desket da beurzeski brezoneg, ha d'e lakaat da yez o menoziou uhel, e vo dilezet hep dale gant pep hini. « *Prederiadennou* » Meven Mordiern diwar-benn ar yezou a zo ho kwella difenn ha meuleudi.

« Kavet em eus war va hent, evel just, tud a-enep d'eoc'h, hag a felle d'ezo koulskoude beza difennourien yez ar bobl. Darn a oa tud a ouie brezoneg hag a gomze galleg ; o soñj marteze e oa eo mat ar brezoneg evit ar bobl, ha plijus en he genou, doare eur vro goz, ha se nemetken. Darn all, tud lezirek ne oant ken, a felle d'ezo chom en o rannyez hep gouzout muioc'h, ha kenderc'hel da ober gant kement trefoe-

daj ha ger gallek silet e-barz. Ha koulskoude, evel ma lavaren d'eur mignon d'in a gomze eun deiz dirazoun, hag heñ desket koulskoude, war ar brezoneg, koz veskailhez hanter c'hallek e barrez, mar ne vije nemet se ar brezoneg, ne dalvezje ket ar boan da veza poaniet warnañ evit e zeski.

« A du ez oun ganeoc'h evit ober eur yez gant kement ger brezonek mat, eus pe rannyez e teufe. Plijet eo bet d'in « *Teñzor ar Gwenedeg* ». Koulskoude, keuz am eus n'hoc'h eus ket kemeret evit geriou damanavezet ar yez unvan doare-skriva ar yez unvan hec'h-unan : *avamañ* e-lec'h *avamen, a-zelaz* evit *a-zelac'h,* hag all. Aesoc'h ivez eo d'in astenn ster eur ger anavezet dija eget klask dindan eun treuzfurmadur bennak eus pelec'h e teufe : *arvarek* e-lec'h *arouarek, foziadur* e-lec'h *fojadur, kouevrenn* e-lec'h *kouivenn.* Dibaot-kaer, a gav d'in, e vije frouezus diforc'ha dre an doare-skriva steriou disheñvel eun hevelep ger. Marteze e vefen re duet da glask an deveradurez-c'heriou ».

Gwir e lavar hol lenner, a gredomp. E kentskrid « *Teñzor ar Gwenedeg* » hon eus displeget koulskoude penaos e oa bet dibabet ar geriou hag unvanet an doare-skriva anezo. « *Teñzor ar Gwenedeg* » n'eo nemet eun oberenn vihan er stourm bras renet gant GWALARN a c'houde meur a vloavez evit difenn ha bruda rannyez Wened. Gwelloc'h a c'hell beza graet, ha gwelloc'h a vo graet hep arvar en amzer da zont, rak ar stourm a bad atao, hag a bado ken na vo bet rannyez Wened trec'h d'hec'h enebourien.

Eul lenner all a skriv :

« Meuleudiou d'eoc'h evit an niverenn, *Santez Dahud*. Ne deo ket re greñv na c'hello ket an holl dud merzout anezi, hag ar spered mat a zo enni. Kelt e kavan anezi. Gwall ezomm hon eus eus seurt oberennou ».



Hag eul lenner all :

« Degouezet eo ganin hizio eur strobad eus *Geriadurig an Troiou-Lavar*. Talvoudus-kenañ e kavan al labour-se ; diaesa tra a zo gant an dud pa zeskont brezoneg eo implij an troiou-lavar brezonek ; gant ar geriadur-se e c'hellint skriva brezoneg kenkoulz ha galleg.

« Setu amañ eun nebeut troiou-lavar n'em eus ket gwelet er geriadurig, hag a c'hallo talvezout d'eoc'h diwezatoc'h pa lakaiot moula al labour pouezus-se :

ACCROIRE — *elle veut nous en faire a.* : emañ o klask trei yod da grampouezenn.

ALLUMER — *La lumière était restée allumée :* ar goulou a oa chomet beo.

AUSSI — *a. bien elle aurait été tuée* : ken buan e vije bet lazet.

IVRE — *il est continuellement i.* : eno e vez tomm ar fourn atao.

« Eun nebeut mat a droiou-lavar am eus notet evel-se gant ano an hini am eus o c'hlevet digantañ, an deiz, hag ar barrez. Ma kav d'eoc'h e c'hallfe beza talvoudus e c'hallfen o c'has d'eoc'h.

« Kasit d'in mar plij diou niverenn diweza GWALARN (*Santez Dahud* hag eil levrenn ar *Prederiadennou*)... Eur blijadur vras am eus bet o lenn an diou niverenn-se. Brao-kenañ e kavan ar menoz-se adnevezi ar mojennou koz. Mat eo hor befe meur

a Gêr-Iz evel ma 'z eus meur a Brometheus ha meur a Iphigenia. Pa vez kaer eun danvez e plij d'an arzourien e gizella pep hini diouz e c'hoant. Daoust na vo ket lakaet Santez Dahud e « *Buhez ar Sent* », e vourro an holl o lenn he flanedenn danevellet ganeoc'h. Evit eil levrenn ar *Prederiadennou*, ne dalv ket ar boan d'in lavarout d'eoc'h pegen talvoudus eo ; kement hini a gar ar brezoneg hen goar. Mall eo ganin gwelout al levrennou all o tont er-maez ».

**Ar Simbol**

An Ao. R. Delaporte a zegas d'imp da soñj n'eus ket bet c'hoaz ano war GWALARN eus arnodenn ar Simbol bet dalc'het er C'hastell-Neve e miz gouere 1934, gant an Ao. F. Kervella hag heñ da varnerien. An Ao. Ar Go, noter e Gwezeg, a dremenas hag a voe degemeret. Pedi a reomp ar varnerien hag an Ao. Ar Go d'hon digarezi evit an ankounac'haenn souezus-se.

**Da veza embannet**

A-benn ar c'henta a viz gouere e vo embannet « AR BLEIZI », pez-c'hoari en eun arvest, skeudennet gant Kreston, ha da heul kanaouennou nevez da c'hoarzin, gant Kerlann. 32 bajenn. Priz : eur skoed dre ar post. Skriva da « C'hoarierien Yann Gouer », Boest Post 2, An Uhelgoad.

Liesskrivaduriou « Gwalarn »

# GERIADURIG GALLEK-BREZONEK AN TROIOU-LAVAR POBLEL

gant Roparz Hemon

Priz al liesskrivaduriou : 10 lur evit pemp strobad (rakprenerien hepken).

Ali. — Ne chom hini ebet eus ar follennou embannet. Ne c'heller kaout eta nemet ar follennou a zo da embann.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — Ar Merour : Y. DRÉZEN

